# BERDIAH
# INTRON-VARIA
## ER SEIH GLAHAR,

Laqueit é brehonéc

DRÉ EN EUTRU DIOT, PERSON IZENAH.

---

Er Verdiah-men e zou sàuet é ilis er Retræd ag en Alré hag é ilis Loqueltas e Rheuis.




É GUÉNÈD,

É ty J.-M. GALLES, mollour ha livrour, é ru er Préfectur.

## D'ER HUÉRHIÈS GLORIUS VARI.



Nitra douçoh d'er galon aveid en inour santel e zaccoramb de Vam Doué, idan en hanhue a *Intron-Varia er Seih Glahar.* Er Sœnt brassan en dès het eit-hi un devotion apécial. Clotid a France, rouannès a Sardaign, discléret eurus é gré er pab Pi seihvèd a hanhue, e chongé dalhmad ér peh en doé anduret er Vam divin-men, drès peh-tra durant passion ha marhue Jesus-Chrouist. Santès Gertrud, én ur chongeal e seih Glahar Mari, en doé én hè halon ur gompassion quer bras, ma scuillé ur revièr a zareu.

O Mari! en disconfortettan ag en ol mameu! péh ur glean eahus en dès trézet hou ç'inean! Ol tauleu Jesus e zou couchet arn-oh; en ol glahar en dès het, en dès hou taulet a blad; é ol goulieu en dès hou tispennet; mæa drèa peh-tra en dehuéhan quenavou e hraa t'oh e feneuéhas ol hou coulieu. A pe zaa t'oh er gùélét é t'accor é zehuéhan huannad, pêh nerh a-ziarhlué e zas enta de souten hou ç'inean! O Mam a garanté hag a hlahar! groeit ma càrein ha ma

souffrein ar hou ç'exampl ; Rouannèa er Vartirèd, groeit ma vein lodèc én hou martir. Er garanté en dès reit t'oh er groéz : groeit ma rei er groéz er garanté d'ein-mé ; ha mar dé requis souffrein ha merhuel aveit cârein, hou pet eid on er græce-zé ma cârein ol er péh e za a Zoué, hetac er souffrance hag er marhue. El-cé revou groeit.



# BERDIAH

## INTRON-VARIA ER SEIH GLAHAR.

*Pèn quetan a verdiah Intron-Varia er Seih Glahar.*

Er verdiah-men e zou bet sàuet dré en arhen m'en doé het er Huérhièa gloriua Vari hum ziscoeit de seih dén ag er ré quetan ag er guér a Florance, péré, gûinèr-er-groëz de noz, ér hlai 1239, sorbet gronç ma oé ou speréd én ur chongeal guet devotion é passion hur Salvér Jesus-Chruoiat hag ér seih glahar hrasaan en doé bet é vam santel, e huélas er Rouannés santel-zé é tïschen ag en uean, hag én dro dehi ur vanden ælèd caer a héré é oé ré hag e zougué en instrumanteu ag er bassion; é oé réral hag e guenigué er régl a urh Sant-Augustin, hag ur ré henac ur brank palmès. Unan a nehai e zougué scribuet é letrenneu eur, ar ur hlanquen groeit é rond, en titr inourahl a *Servi Mariæ*, a serviterion Mari; ha chetui en titr en dès het a houdé quemèret dalhmad urh santel er Servitèd. Un æl aral e zalhé én é zorn ur husquemant groeit én ur guis nehué. Er Huérhiés, péhani hum zalhé é kis ur vam en devoé hé halon trézet guet er glahar, e dostas

dehai, hag, én ur ziscoein dehai régl sant Augustin, e zelient héli, ha titr inourahl hé serviterion e zelient douguein, e guenigueas dehai er husquemant a veguin pé acapulér, en ul larèt dehai é venné m'ou devehé en douguet en amzér de zonnèt dre er chonge ag er glahar hi doé het én ur gol hé mah, en ur hrattat dehai, eit recompance, ur gourôn éternel a hloer én nean.

Chetui azé a hehan é ta herdiah Intron-Varia er Seih Glahar, sauet é gré er pah Innoçant puarvéd a hanhue. Ol er pahéd e zou het deit é hôudé en dés bet reit dorn ag ou zu eit goarn urh er Servitèd hag er verdiah-men, én ur ganderhel dalhmad en induljanceu accordet ha reit deja dré er pahéd én ou raug.

E corv mar-a-vlai en urh ag er verdiah-men hum streauaa é peh leh, ha nonpas hemh quin én Europ, mæs ehué én Asi. Paud a rouanne, a hrincèd ha princésèd e vennas hout merchet ar registreu er verdiah caer-men. Cavouèt e hrer e misq er rouanné ha princéd-cé, hanhue er roué sant Loeis, Philipp trivèd ha puarvèd, é vabèd hag é ny, guet el lod muihan ag er ré rhuellan e carg hag ehué ag er hrincèd ha princesèd ag é halæs a roué.

Er verdiah-men n'en dé quet mui hanauet na atreäuet calz é France, ranteleah quer càret dré er Huerhies. Er vam vad-men, pe-hani en dèa queméret France idan hé frotection, péhani en dès hi secouret é creis en trehilleu bras hi dès het hag hi dés hoah, n'hi

devebé-hi léh d'hum glémmein a han-omb doh hur guélèt quen digaz doh bé anquin ha glahar? El m'hi des bet, hi er guetan, truhe doh bur poénieu-ni, disquamb-ni bur bout ehué doh hé ré-bi, doh hum laquat ol ér verdiah-men e zou bet sauet aveid hi inourein ér seih glabar bi dès bet dre garanté eid omb, ha credamb sôn n'hun dislausquou quet ér bloes ag bun termén dehueban; béemb én gorto, goudé bout bet lodéc én hé seih glahar ér vuhé-men, e vehemb ehué lodêc én he gloer hag eurustæt ér vuhé aral.

---

## REGL

*Eid er verdér ha hoéresed a verdiah er Seih Glahar.*

1° Er verdér ha hoéresèd e zeli, en dé ma quemerant er scapulér ha m'hum laquant ér verdiah, covessat ha communiein én ur chongeal e tant, en de caer hag eurus-cé, de vout serviterion ha servitouresèd de rouannès vras en nean, hag é husquant un habid mysterius pèhani, a nehou é hunan, e zégass chonge dalhmad ag er seih glahar bras en doé bet er Huérhiès santel en amzér a bassion hur Salver Jesus-Chrouist hé mab.

2° Rezei chonge d'er verdér ha hoéresed penaus, goudé ou devout bet er scapuler santel, e tehant en doug perpet; hag a pe

vou parrihue, é helleint ou devout un aral hag en douguein hemb ne vou mui requis gobér er beniguedein.

3° Ind e zeliou laret bamde seih *Pater* ha seih *Ave* é mimoér a seih glahar hrassan mam Doué; ind e zeliou ehué, a guement ma hel-leint, donnèt d'er chapelet a seih glahar Mari e vou laret, d'er sul, é cumun, é chapel er verdiah.

4° A pe varhuou ur brér pé un hoér ag er verdiah, ind e zeliou, a p'er gouyeint, larèt seih *Pater* ha seih *Ave* eit repos en inean-zé, en ur hedein er Huérhiès santel d'hi devout guet hé mab, dré vériteu bé seih glahar, er græce ma vou tennet en inean-zé a boénieu er purgatoér.

5° De ol gouilieu er Huérhiès glorius Vari, ha drès peh-tra de houil hé Honception-glan, hé Gannedigueah, en Annonciation, er Chandelour hag en Assomption, en drived sul a huenholon ha guiner er hassion, déieu ma inourér én-hai seih glahar er Huérhiès, ind e govessei hag e gommunieu aveit plijein de vam Doué, hag ehue aveit gounit en indul-geanceu e ra en déieu-cé en lis d'er verder ha boércséd ag er verdiah. Ind e yunou en dé quênt hé gouilieu aveid hum sprestein guel de recen hé græceu divin. (En nemh n'hellou quet yun, e hrei un œvr benae aral a bénigen pé a zevotion.)

6° Er hetan sul a bep mis, hag é spécial en drivèd sul a huenholon, de é pehani é vou

groeit prehécion er scapulér, ind e zeli, a guement ma helleint, hum gavouèt aharh ha heli hmage er Huérhiès glorius Vari, asellin gounit en indulgeance pleniér.

7° Ind e yei hes de chapél ha doh autér er verdiah, hag inou ind e bedou Doué hag é vam santel, guet grêd, eit salvedigueah ou inean, eit conversion er héherion ha gloér hur mam santel en Ilis. Ind e hrei ehué, revé ma helleint, œvreu mad, én ur secour er ré guezhag er verdiah, én ur visitein er re clan,etc.

8° Ind e zeli pedein Doue hag er Huérhiès aveid er veneh a urh er Servitéd, aselfin ma heint attau ar avance én hent ag en nean, ha ma veint a galon eit salvedigueah en ineaneu, hag eit gloer en Ilis santel catholik hur mam.

9° Er verdér ha hoéresed ag er verdiah inourabl-men e guemênou d'ou zud ou devout chonge a hohér rein dehai, é poent a varhue, en absolven solannel guet en indulgeance plénièr accordet de ol er re e zoug er scapulér a seih glahar er Huérhiès, aselfin ma tremeneint ag er vuhé-men d'en aral, pinhuiq ag un tresol quer prisus.

10° Avisein a hrer er verdér ha hoérèsed ag er verdiah penaus ne hehant quet é vanquein de var-a-unan ag en obligationeu a hére é tamh a gonz; mæs hemh quin é chomant hemh ou devout er mériteu, er græceu hag en mdulgeanceu en deve en nemh hûm acquit a nehai.

1*

### CHAPELET SEIH GLAHAR ER HUÉRHIÈS.

Er chapelet-men e zou bet composet dré en dud santel en dès bet sàuet urh Servited er Huérhies glorius Vari. Seih loden e zou ênhou ; peb loden e zou composet ag ur *Bater* hag a seih *Ave*, hag en achihue e hrér dré dair *Ave, Maria* aral, e larér eid inourein en dareu en dès het er Huerhiès santel scuillet en he huhe hag ar varhue hur Salver. Paud a habéd en dès bet accordet hilleih a indulgeanceu plènièr ha reral d'er re e larou er chapelet-men e zell hout heniguedet dré en directour ag er verdiah. N'en de quet requis en devout er chapelet-men nag el larét, aveit bout ag er verdiah ; n'en de quet a obligation, mæs a zevotion hemb qum.

### ABREGÉ AG EN INDULGEANCEU

*En dès bet hun tadeu santel er Pabed accordet eit birhuiquin d'er verdér ha hoéresed a verdiah er Seih Glahar.*

1° Dré ul lihér ag er puarzecvèd de a huavrér 1607, er pab Paul V e ra indulgeance plènièr en dé ma quemérou er verdér ha hoéresed scapulèr Intron-Varia er Seih Glahar, hag en devou groeit scrihuein ou hanhue ar livr er verdiah.

2° Indulgeance plènièr dé er gouil bras ag er verdiah, en ur visitein pé en ilis, pé er chapel é pehani é ma sàuet.

3° Indulgeance pléniér ha remission ag ou ol béhedeu, d'er ré en devou covesseit ha communiet en articl ag er marhue, pé, ma n'hellant covessat pé communiein, en devou quæ ahoel én ou halon hag e larou a vég pé a galon en hanhue santel a Jesus.

4° Indulgeance a seih vlai hag a seih deuiguendad d'er ré péré, en dé a Gannedigueah er Huerhiès, ag en Annonciation, ag er Chandelour hag ag en Assomption, ha peh guinér, e larou, é mimoér a hassion Jesus-Chrouist, puemh *Pater* ha puemh *Ave, Maria.*

5° Indulgeance a huemh plai hag a huemh deu-iguendad, quel liès gueh ma héleint er sacremant a p'er hasser d'er ré clan, ha ma pedeint aveit goulen er yehad aveit-hai.

6° Indulgeance a dri-uiguént dé a p'humgaveint d'er sadorn er *Salve Regina*, e vou cannet arlerh en overen, é chapél er verdiah, peh sadorn, pe é litanieu er Huerhiès; pé hoah, mar larant er memh dé-cé, seih *Pater* ha seih *Ave, Maria*, a pe yeint d'en overen pé officen arald'en ilisieu-ce, d'er hongrégationeu publik pe particuliér, ne vern é mèn é mant sauet, pe ma héleint corv er verhue, hani er ré memhne velient quet bet ag er verdiah, pé ma hreint œvreu aral a zevotion hag a charité.

7° Indulgeance a ganddé, a pe lareint, é ilis pé é chapel er verdiah, office er Huerhies santel.

8° Dre ul liher aral ag en déc a vis merh 1611, er memh pah Paul V e ra indulgeance plenier de ol er ré hum gavou en drivéd sul a

bep mis, pe ne vern péh sul aral, revé er guatum ag el lehieu, é préhécion Intron-Varia er Seih Glahar.

9° Er pah Innoçant nineevèd a hanhue e ra en indulgeanceu a stationeu er seih ilis a Rom, él m'en dint merchet el livr overen romæn, just el pe viaitehé en ilsieu-cé er fidèlèd indmemb. Ean e hermet open ma vou guellet gounit aveid en ineaneu ag er purgatoér ol en indulgeanceu reit d'er verdiah-men pe dréz-hou pe dré er pahèd aral én e raug.

10° Er seitèc a vis æst 1762, er pab Clémant trizecvèd a hanhue en dèa vennet accordein m'en devehé guellet, ol er ré e zon laquet ou hanhue é herdiah er Seih Glahar, hag ehué er veneh ha leannesi ag en urheu aral, a p'en dint clan pé parreit gronç én ur mod henac a monnèt de visitein en ilia, gounit er memb indulgeancen, én ur hohér e léh er visit-cé, œvreu aral a zevotion, revé choès ou hoyèzour.

## INDULGEANCEU

*Accordet dré hun tadeu santel er Pabèd Benæt XIII ha Clémant XII, de chapelet Iktron-Varia er Seih Glahar, ha dé ol er ré el lar.*

Open en nivér hraa a indulgeanceu accordet d'er ré e zou ér verdiah-men, e zoug ar nehai scapulér Intron-Varia er Seih Glahar, hag e lar bandé er seih *Pater* ha seih *Ave, Maria*, er pah Benæt XIII, aveit crihuat ha cresquein muyoh mui devotion er fidèlèd é quevér In-

tron-Varia er Seih Glahar, e accord, dre ul lihér spécial ag en huêh ar-n-uiguênd a huenHolon 1724, en indulgenceu-men de ol er fidelèd pérè, meit m'ou devou que ha m'ou devou covesseit, pé pérè, guet er volanté aön de govessat, e larou guet devotion er chapelet-men, composet a seih loden, ha peh-unan a nehai ag ur *Bater* hag a seih *Ave, Maria*, hag én achimant a daur *Ave, Maria* aral, én inour d'er Huérhiès santel. (En ul larèt er chapelet-men, é vou deli chongeal un tamig é peh-unan a seih glahar er Huérhiès santel gloesiet.)

1° Indulgeance a zeu gand dé eit peb *Pater* hag eit peb *Ave, Maria*, e vou laret e ilsieu en urh ar er chapelet-men.

2° Er memh indulgeance d'er ré e larou él m'hun nèa deviset er chapelet-men, ne vern é péh leh e vou, peh guinér, ha gouilieu hrassan Intron-Varia er Seih Glahar, épad en eihvèd, ha peb dé ag er hoareia.

3° Indulgeance a gand dé d'er ré e larou er chapelet-men, memh ér maez ag en ilis, ne vern e pêh dé ag er hlai.

4° Indulgeance a seih vlai hag a seih deu-uiguêndad, open en indulgenceu a béré é tamh a gonz, a p'el larér en hunan pé é compagnoneah.

Er pah Clément XII en dès candalhet ol en indulgenceu-zé, hag open ean e accord er re-men :

1° Indulgeance a gand vlai, quel liès guêh

ma vou laret pén-d'er-bèn er chapelet-men.

2° Indulgeanca a gand hantér-hand vlai, goudé en devout covesseit ha communiet, a pe vou laret d'el lun, d'er merbér, d'er gùinér bag é ol er goulieu miret drê en Ilis.

3° Indulgeance plénièr ha remission ag en ol béhedeu, a pe vou laret er chapelet pedair guéh ér subun ; gouniet vou d'en dé ag er blai e choégeou peb-unan, meit ma vou laret en dé-ce goudé en devout covesseit ha communiet.

4° Indulgeance plenièr ha remission ag en ol béhedeu d'er re el larou bamdé épad ur mis ; gouniet vou d'en dé en devou merchet peh-unan, meit m'en devou covesseit ha communiet.

5° Indulgeance a zeu gand dé, a pe vou laret arlerb bout bet é covessat.

6° Indulgeance a zéc vlai eit quement hanni e zougou er chapelet-men, e gleuou en overen pe er perdég, pé e zalhou compagnoneah d'er sacrement a p'er hasser d'er ré clan, pé e zégassou er bèherion d'en hent mad, doh ou zennein ag en herési, ag en accustumance a vlasfém, a dærision, pé e laquou peah étré anemisèd, pé e hrei un œvr mad henac aral, revé en mean pé revé er horv, én inour d'hur Salvér Jesus-Chrouist, d'er Huérhiès glorius Vari, pé ne vern de béh sant aral de béhani en en dès devotion, pé ma hrei ur vad benac aral d'é nessan, meit ma larou sèl guéh seih *Pater* ha seih *Ave*, *Maria*.

7° Er memb pab e achihue dré accordein

ma vou guellet gounit ol en indulgeanceu-zé aveid en ineaneu ag er purgatoér, meit m'en devou neoab un dén en intantion d'ou gounit aveid er memh ineaneu-zé.

8° Er puarzeeved dé a hourhelin 1757, er pab Benæt XIV en dèa accordet indulgeance plénièr de ol er fidéléd pére, goudé ou devout covesaet ha communiet, e hrei ur huéh ér hlai un ær a veditation ar seih glahar er Huerhies Vari; hellet vou hi gounit ebué aveid en ineaneu ag er purgatoér. Er pah Pi VI en dèa vennet m'en devehe padet en indulgeance-men de virhuiquin.

Avisæt e hrér e ma deli, aveit gounit en indulgeanceu, gohér heniguedein er chapeletteu dre ur heléç en des pouvoer eid en dra-zé (en directour ag er verdiah), hag ur hueh m'en dint heniguedet, n'hellant quet bout guèrhet na prestet hemb col en indulgeance, èl m'en dé merchet en é liher, hag èl m'el lar d'emh reih er pah Alexandr seihvéd a hanhue, en é liher ag er seih a huavrér 1657.

## FÆÇON

*De larèt guet pourfit chapelet Intron-Varia er Seih Glahar.* (*)

(*) Eit gounit en indulgeanceu e zou accordet d'er ré e lar chapelet Intron-Varia er Seih Glahar, é ma requis derhel én dorn ur chapelet beniguedet aveid en devotion-men, hag aveid el larèt rah, hag eit larèt lod hemb quin a nehou.

Er chapelet beniguedet ne hel chervige aveit gounit en indulgeanceu nameit d'en hani de béhani é ma bet rett.

Arlerh en devout laret er *Veni, Sancte Spiritus*, ha groeit un act a offrand, é vou commancet er chapelet dré er véditation hag er beden merchet eid er hetan mistér, hag é vou laret ur *Bater* ar er guetan grénen vras, ha seih *Ave, Maria*, ar seih grénen vihan e za arlerh; groeit e vou ér memh kis aveit pehunan ag er mistérieu aral. En nchimant ag er chapelet é vou laret er heden *O Rouannes er Vartiréd!* hag ar en tair grénen dehuéhan, tair *Ave, Maria*, aveid inourein dareu er Huérhiès santel. Goude en act a gonsécration, é vou laret ur *Bater*.

### ACT A OFFRAND.

Men Doué, me offr d'oh er chapelet e yan da larèt aveid hou prassan gloer hag aveid inourein hou Mam santel, én ur chongeal són én hé seih glahar, aselfin en bout er vertuyeu a héré en e hoés reit er scüir d'emb, én ur zisquein guet-hi hout lodèc én hou souffranceu. Reit-t'em, me hou péd, ur galon glaharet, en attantion hag en humilité a héré en e méa doher eit gounit en indulgeanceu ha bout lodèc é mériteu er verdér ha hoéresèd; me ranonci a galon d'en ol distractioneu ha chongeu aral e hellehe donnét ém sperèd épad me feden.

## QUETAN MISTÉR.

*Proféci en dén couh Siméon.*

Ret-é chongeal, guet en dônnan humilité, pêh quer bras-oé bet er glahar en doé het Mari a pe zas d'en dén couh ha santel Simeon, ér momand ma presantas hé Mab divin én tampl, laret dehi e vehé bet er hroaidur-zé er hourien a revin hag a resurrection bulleih, hag e vehé bet, dré en arben a nehou, hé halon-hi trézet guet ur gléan a hlabar : proféci hag e hrè de Vari d'antand passion ba marhue hur Salvér hé mab divin, hag er hol a guementa ineaneu, deustou dehai-ind bout bet prenet dré er bria ag e hoaid précius.

### FREH AG ER MISTÉR.

*Rein hur halon de Zoué, hag aboeissein d'é volanté santel.*

### Peden.

O Guérhiéa a hlabar! hon pedein e hran, dré er gléan-zé e drézaa hou c'haean, d'hou pout guet Doué eid on m'em bou dalhmad dirac on er chonge ag hou seih glabar hag a souffranceu hou Mab, aaelfin, én ur hobér de Zoué er sacrefice ag er pêh e gâran muihan hag a me volanté, ma hallein er hârein a vremen dré ur garanté pur, berhuidant ha jaugeabl doh-t-hou ; chetni er pêh e houlennan n greis me halon guet-n-oh.

*Laret ur Pater ha seih Ave Maria.*

## EIL MISTÈR.

*Jesus casset d'en Egypt, eit bout cuhet.*

Eil glahar Mari e oé bet en hani e santas èn be halon a pe huelas é oé requis deli hum dennein d'en Egypt aveit goarantein he Mab doh inclasqueu en dén fall Hérod en devoé laqueit én é chonge d'bober el laquat d'er marhue.

**FRÉH AG EN MISTÈR.**

*Aboeissein bean de voéh en Eutru Doué.*

**Peden.**

O Mam goal-anquinet! drè er glahar e drézaa hou calon, a pe oé bet requa t'oh bum dennein d'en Egypt aveit tennein hou Mab divin a zan crueldæt er roué Herod, ha diblace a Vethleem a fæd noz; beah, me hou péd, men goarnerès ba men dihuen épad er perhinded ag er vuhemen, aselfin, goudé en bout feahet ol m'anemisèd dre un aboeissance hemb par, ma quérhein guet persévérance én hent ag er buhtone, ha goudé ma vou bet drè-men Jesus er mæstr hemb quin a me halon, ma vein él oh eurus épad un éternité guet-hou en nean. Ur *Bater* ba seih *Ave Maria*.

## TRIVÈD MISTÈR.

*Jesus collet én tampl.*

Trivèd glahar Mari e oe bet en hani e santas èn hé halon a pe zas dehi monnet de Jerusalem

guet sant Jojeb ha Jesus, ba ma tas d'er hroaidur divin-ze chom én tampl hemb n'hi devoé gouyet. Nezé, goudé hout diblacet, hi e dremeinas tri de er brassan gloès, en hirvoud hag ér glahar dre en arben ag er hol hu devoé groeit ag hé Mab quer càret.

**FREH AG ER MISTÉR.**

*Clah Jesus guet ur gùir gontrition.*

**Peden.**

O Mari! dré en dareu huerhue hou poè scuillet épad tri de ha tair noz, én ur glasq hemb arsau hou Mab divin, groet, me hou péd, ma hanauein ha ma cassein er pehedeu en des groeit t'ein er hol, aaelfin, en ur greaquein en é garanté peb de, ma labourein guet quement a bred hag a berséverance de zigol, dre me fideldæt, er goal implé e mea groeit ag e hræceu, que ne vein inui jamæs goudé disparitiet doh Jesus dre en tantationeu pe occasioneu e hellehe m'en douguein d'er pébéd. Ur *Bater* ha seih *Ave Maria.*

PUARVED MISTÉR.

*Mari hum gav guet Jesus é toug é groéz.*

Puarvéd glahar Mari e oé bet hum gavouét guet hé Mab divin sammet ag ur groéz ponnér, en ur monnét 'der Halvar, é péh leh é tehe bout crucefiet eid hur salvedigueah.

Chonget són peh quer glaharus-oé het aveit Mari guélet er stad de béhani é oé bet condannet hé Mab diviné ty Pilat, én ur chongeal én tourmant cahus e ye d'andur.

**FRÉH AG ER MISTÈR.**

*Andur guet patiantæt en drougueu hag er hroézieu ag er vuhé-men.*

**Peden.**

O Guérhiès santel ! a p'en dé het me fèhedeu, en ul laquat Jesus de gouéh idan er houis ag é groéz, caus d'hou ç'anquin ha glahar, m'hou conjur, dré en druhé hemb par hou poé bet doh e souffranceu, d'hou pout eid on er hræce de zoug guet patiantæt er groéz e bligeou guet hou dégass t'ein, eit ma hellein, dré er pleg a me halon d'er poénieu ag er vubé men, ha men grèd d'ar chervigein, er glorifiein a vremen ha digol en anjuleu e mès groeit dehou.

Ur *Bater* ha seih *Ave Maria.*

## PUEMBVÈD MISTÈR.

*Jesus crucefiet.*

Puembvèd glahar er Huérhiès santel e oé het guelèt he Mab divin staguet doh er groéz, é scuillein é hoaid drè en ol goulieu e oé bet groeit dehou, hag é verhuel etré deu lair.

**FRÉH AG ER MISTÈR.**

*Castiein hur goal inclinationeu.*

**Peden.**

O Mari ! dré er glahar-hont hemb par hou poé bet doh sôl er groéz, én ur huélèt Jesus

é verhuel é creiaquement a souffranceu, groeit m'em hou er græce de vout lodéc én e sacrefice, én ur gastiein hemh arsau men goal inclinationeu, hag én ur verhuel doh-ein mémemb; pligeèt guet-n-oh me secour het er fin ér hrézel calet-cé; én gorto-on en er groéhet dre en arhen ag hou caranté hag a hou madeleah.

Ur *Bater* ha seih *Ave Maria*.

## HUÉHVÈD MISTÉR.

*Jesus dischennet ag er groéz.*

Huéhvèd glahar Mari, e hellér sellét él er brassan hag er halettan hi devoé het heta nezé, e oé het derhel étré hé divréh hé Mab divin, a pe oé het dischennet ag er groéz, goudé ur marhue quer calet ha quer cruel, ha guélét e goste digueor, é dreid hag é zeourn toullet, hag ol é gorv golëit a houlieu hag a hoaid.

### FRÉH AG ER MISTÉR.

*Méritein, dré er bénigen hag œvreu mad, ma chervigeou d'emb méritteu Jesus-Chrouist.*

### Peden.

O Guérhiéa santel! dré en huerhuoni hras en doé bet hou ç'inean, a pe oé bet laqueit étre hou tivréh Jesus dischennet ag er groéz, goulennet, m'hou pèd, guet er Mab divin-zé ma hrei d'ein contamplein quer spis, én é houlieu sacret, er vrasteet ag e garanté hag

ol malice er pehêd, aselfin, en ur véritein, dré ur guir pénigen hag er pratiq ag en œvreu mad, ma chervigeou d'ein é veriteu-ean, n'en offancein mui én amzèr de zonnêt, arlerb am bout golbet, ém é boaid précius, en ol couciadur a me mean.

Ur *Bater* ha seih *Ave Maria.*

## SEIHVÉD MISTÉR.

*Jesus laqueit ér bé.*

Seihvéd glahar Mari, rouannès hag avocadès en ol dud, hag é special er re bi mour bag e boulen secour dré-z-hi étal hé Mab divin, e oé bet guélêt Jojeb Nicodêm doh el lieinnein ha doh el laquat ér bé, bag é bellout bemb quin dré en dareu e scuillé diacoein debou ol hé harantè a vam.

### FRÊH AG ER MISTÉR.

*Gobér rah aveit Doué hemb quin.*

### Peden.

O Mam diaconfortet! dré er glabar braa hou poé bet a pe zas t'oh pêllat doh be hou Mab divin, groeit m'em bou er græce de hanaouèt péh-quer bras é maleur un inean dispartiet doh Doué dré er péhêd, aselfin, goudé em bout laqueit me fallanté é bé Jesus, ma heliein cbom én assurance én é houlieu aacret, ba monnêt bet é Galon adorabl, é péhani é vein abraset ag ur garante quer pur

ha quer són, ma vou me ol aourci a nezé clasq ém ol hohéreu gloér en Eutru Doué hemb quin. Él-ce revou groeit.

Ur *Bater* ha seih *Ave Maria.*

**Peden.**

O Rouannés er vartirèd ! ó Mari ! hui pé hani en doe het hou ç'inean santel plunget en ur mor a hlahar ! hou pedein e hran, dré en dareu e hoès scuillet er mistérieu-men, d'hou pout eid on, hag eid ol er heherlon, er aperèd a hlahar hag en donæzon a zareu, aseifin, én ur ouilein guet guirioné hur péhedeu, ma ou aquittehemb dré fréh jaugeahl a henigen.

Ar en tair grénen e zou é raug er groéz ó vou laret tair *Ave Maria*, eid inourein dareu er Huérhiés santel.

ACT A GONSÉCRATION

*Arlerh er Chapelet.*

Guérhiéa santel, mam me Salvér, m'hou choès hinihue eit me rouannés, me fatromés ha m'avocades dirac Jesua hou mah divin ; me hrata n'arsåuein ag hou chervigem jamæs hag é hrein ol er peh e hellein aveit gohér hou ç'inourein hag hou clorifiein él m'en dé dellet. Eit gloestr a mem hrassan respet eid ob, me ra d'oh hui, arlerh Doue, ol er peh e zou d'ein, hag é spécial me halon. Groeit ma santou-hi ehue en anquin hag er glahar

e santas hou ç'bani-hui én amzér a bassion hou Mab divin. M'hou pèd d'em receu é misq hou serviterion, bui péhani, doh sôl er groéz, en dès me heméret 'eid hou croaidur. Reit dorn d'ein ém ol œvreu, ha drès peb-tra én ær a me marhue assistet-mé, aselfin, én ur vihuein a vermen fidel d'oh ha sôn én hou chervige, ma hellein méritein, én ur béli hou vertuyeu, bout eid un éternité lodéc én hou ponbeur hag én hou cloër, goudé bout bet, er vro-men a zareu, lodéc én hou seih glahar.



## LITANIEU

### INTRON-VARIA ER SEIH GLAHAR. (*)

Eutru Doué, hou péet truhé doh-emh.
Jesus-Chrouist, hou péet truhé doh-emh.
Eutru Doué, hou péet truhe doh-emh.
Jesus, cheleuet hur pedenneu.
Jesus, receuet hur pedenneu.
Tad éternel, guir Doué, hou pet truhé doh-emh.
Jesus, Salvér er bed, guir Doué, hou péet, etc.
Sperèd-Santel, guir Doué, hou péet, etc.
Drindèd santel, un Doue hemb quin, hou, etc.
Santès Mari, pedet aveid omh.
Guir vam de Zoué,
Guerhiès santel er guérhiésèd,
Mam glaharet,
Mam a zareu,
Mam anquinet,
Mam dilausquet,
Mam disconfortet,
Mam forhet ag hou mah,
Mam trézet guet ur gléan,
Mam pléguet idan ur sam a drebilleu,
Mam carguet a hloéaieu,
Mam staguet dré hou calon doh er groéz,

Pedet aveid omh.

(*) Credein e hrér é ma er Pab seihvèd ag en hanhue-é, béhani é ma joé en devout chonge dalhmad, en dès groeit el litanieu-men.

Mam baiet en dristedigueah,
Mamen a zareu,
Blem ag en ol souffranceu,
Miloër a hatiantæt,
Rob sôn meurbet,
Ehour a espérance,
Recour en ineaneu dilausquet,
Goarnerèa er ré goasquet,
Feahourès en dud hemb fé,
Confortance er ré miacrahl,
Medecinourès er re e languiss,
Nerb er re goann,
Porh er ré collet ér mor,
Arsauerès en tampesteu,
Harp er haloneu melconiet,
Scont en afflonterion,
Tresol er fidcled,
Lagad er Brofætèd,
Bah en Apostolèd,
Courôn er Vartirèd,
Sclærdèr er Govèzerion,
Perlen er Guèrbiésèd,
Consolation en intanhuésèd,
Joe en ol Sænt, pedet aveid omh.

Pedet aveid omb.

Pedet avend omb.

Oén Doué, pébani e efface pêhedeu er hed,
℟. Pardonnet-t'emb hur pehedeu.
Oen Doue, pébani e effece pehedeu er bed,
℟. Receuet hur pedenneu.
Oén Doué, péhani e efface pêhedeu er bed,
℟. Hou péet truhé dob-emb.
℣. Jesua, hur cbeleuet.
℟. Jesus, hur receuet.

PEDEN.

Distroeit ar-n-omb hou teulegad, délivret-ni, sauvet-ni a bep gloes dré véritcu Jesus-Chrouist. Él-cé revou groeit.

Scrihuet, ô me Rouannès, hou coulieu ém halon, aveit ma cavein én-hai en anquin hag er garanté ; en anquin, eit derhel, dré-z-oh, doh peb anquin ; er garanté, aveit disprisein a balamort t'oh peb caranté.

FIN.

